# GWALARN



## AN DOUR ENDRO D'AN INIZI

# 42

MAE 1932

Y. DREZEN

# AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI

# An dour en-dro d'an inizi



Tevel a reas war-dro kreiz an deiz an avel gor a c'houeze diouz an traoñ. Ar wrez a zeve. Morzet edo Alsasua dindan an heol. Difinv-meurbet ar gwez fiez ha kasia hag ar palmezennou. N'oa nemedoun er straed, etre an tiez liou an dienn. Ar pichoned a oa kousket war vord an toennou ruz. Ar bloumenn-dour, hec'h-unan, 'kreiz al leurgêr tommheoliet ha didud, a oa moredet hag a goueze gant eun huanad en he foullig marmor.

Sklintina a rae eur sonskriverez en *Alava-Hotel*. Mouez eur vaouez. Trei a ris eno.

*War a glevan ez eus, en tu all d'ar mor,*
*Eur gêr a zo bourrus beva enni...*

Jozefina Baker, Venus du ar C'hallaoued, a c'hrougouse he hiraez d'ar gêr hoalus, gant he doare-distaga bugelel ha gadal.

Teñval ar bar, ha distan, eun dudi. Everien war gorf o roched, digomz. Merzout a ris ouz eun daol gelc'hiek, prennet e ziweuz war e sigaretenn o vogedi, va c'heneil Maheo. Eur Breizad. Eun tasad kafe du en doa dirazañ : ne golle ket boaziou e vro. Selaou a rae, heñ ivez, ar vouez, klouar ha flour, o tiskana :

*Diou garantez am eus,*
*Va bro ha Paris...*

— Adios, Maheo ! oc'h ober netra ?

— Azez aze, a respontas, ha kemer eun dra bennak. Te a zo re domm da vro. N'emaoun ket mat amañ.

Ha ne vousc'hoarze ket o tistaga e gomzou.

— Dija ? Ne vourrez ket pell er memes lec'h !

— Brao eo da glevout : *Me 'm eus diou garantez.* Eur barrad glao, avat, a rafe d'in muioc'h a blijadur.

Maheo a daolas trumm e sigaretenn dindan e gador aozilh, hag a c'halvas ar vatez.

— Lakait ar bladenn en-dro, Maitia, ha degasit eur banne kafe ivez da Iribe... Eo, eo ! n'eus ket d'ar rouzig da zerc'hel dihun. Amañ eo kousket ingal an dud.

Grougousat a rae ar sonskriverez adarre. Trei a reas Maheo ouzin.

— Eun estlamm, emezañ, an niver eñvoriou a c'hell diwana e spered eur c'hristen diwar eun ton hag eur son !

Harpa 'reas e benn, a-c'houen, ouz ar speurenn, hag e sell a baras, hep hen gwelout, e-pad eur reuziad hir, war eur mell kitar orañjez, a-ispilh nepell diouz ar skritell skeudennet a embanne redadegou-tirvi Pamplona.

— Hag anaout a rez Breiz-Izel ? emezañ a-greizholl.

N'am boa ket da respont. Ar Vrezoned a fouge a-walc'h e tremenont dre-holl ma tremen an heol.



Ni ne deomp ket nemeur war-du o bro. A-hend-all, ne c'hortoze ket Maheo eur respont, rak kenderc'hel a rae :

— Breiz-Izel ? baradoz an torgennouigou ; baradoz ar gwez o deliou glas ; baradoz an dour-red.

« Eun dra ouspenn, Iribe. Ar mor. A-zioc'h an tarziou gwer ha boull, tornaodou keo o sevel sounn. Er baeou, porziou, moridi, ha bagou peskerez. Meur a leo-draez a gavi, sioul e gwasked an erinou. Al lano a sank e kalon ar vro dre an aberiou gwezennek, o tarlipat enezennou diniverus. Brini du ha gwelini gwenn, evned ar mor hag evned an douar, o troidellat en oabl.

« Hag eun dra all, Iribe. Ar glao. Ha marz ar c'houmoul goude ar glao. Euskariz an uhelgompezennou-mañ n'int ket evit meiza petra eo geot hir eur foenneg c'hlas, ha chouradenn an avel c'hleb, pa voud ar c'hoadou pin, hag an dervennou war o c'hleuz, pe ar gwez avalou berr ha kroumm.

« Breiz, Iribe, a zo anezi kosa douar ar bed ; debret betek an askourn, garo, ha karregek, ha difrouez dre he natur. Ar glao, avat, o sevel ingal diwar vor, a ro d'ezi eun deneridigez klouar, yaouankiz an Nevez-Amzer, hag eun hoal a zo aner d'it klask en em ziluzia diouz e roued, p'out bet tapet e-barz.

« Hag an dud, Iribe... Del ! dont a ra soñj d'in eus eur vaouez am eus anavezet mat, yaouank ha dudius-meurbet, Anna Bodri. N'ouzout ket piou eo, evel just.

— Feiz !

— Sinadurez an eienenn.

— A !

— Eun irinenn skildrenk.
— A !
— Beo ha drant evel eur sut biniou.
— A ! A ! A !
— C'hoarzin a rez ? Hounnez ivez oun bet tapet en he roued. Chomet eo ar blaz anezi war va staoñ, ha 'm eus aon ne deuzo morse.

Dihunet-krenn e oa Maheo, ha n'am boa mui da ober nemet selaou. Abaoe bloaz m'edo en Alsasua, en doa degaset evel-se kaoz e vro, eun dousenn gwechou, ha, ma n'oa ket gwall helavar a-hend-all, pa venege Breiz-Izel, me 'oa ret-mat d'in lezel ar froudad eñvoriou da vont e-biou. Goulenn a ris :

— Eur Barizianez eo da vuia-karet ?
— Perak ?
— D'am meno eo deut soñj d'it anezi o selaou kanaouenn Jozefina zu.
— Ya, evel ma vez keuz d'an dour pa vez aet ar feunteun da hesk...

« Penaos e lavarin d'it ? Me a zo diwar re a wrez amañ, hag a c'houez eoul olivez, hag a ziegi, hag a c'huped en oabl glas-bero abaoe eur viken, hag a winiegou meinek, hag a veneziou o kelc'hia kêr, kras, moal, dilevenez ha re zifinv en holl. Dizec'het oun va-unan, korf ha spered, evel eun askourn poas. Da genvroadezed, hag i kenedek, ne nac'han ket, a zo re domm o c'hroc'hen rouz. Blaz ar pebr ruz a zo gant o fok. Ne dennan ket reiz war va anal. Drouk-hirnez ez eus ennoun hizio d'am bro c'hleborek ha glas.

— Hag Anna Bodri ?
— Keuz am eus d'ezi ivez.



— N'ouien ket edos dalc'het gant preder maouezed.
— A-wechou. N'emañ ket ar c'hiz du-mañ da vruda ar seurt prederiou.

Tevel a reas e-pad eur pennad. Er-maez e tiñse piltrot eur mul,hag e ourouleriou. Eur bagad pichoned a nijas, gant stlakadeg tregernek o eskell davet ar stivell. Mousc'hoarzin a reas Maheo.

— N'ouzon ket perak, end-eeun, em eus menneget an ano-se. Tarzet eo war va muzell, hep gouzout d'in. Paour kaez Iribe, heñvel omp holl, bugale Adam, mat da vaga sorc'hennou dibenn, ha barrekoc'h c'hoaz da c'houzañv.

P'edon o chom e Gwened, va c'hêr c'henidik, e kasen eur bern labour da forniou pri-livet Lok-Maria Kemper. Me 'oa va micher mera er pri delwennouigou, pe liva war bodou, skudilli ha biniou all, bleuniou, pe gouerien o bragou roufennet ha Breizadezed gwisket kran.

Marteze e kavfes c'hoaz va sinadur e kornig meur a volomig chomet diberc'henn e stal eur marc'hadour. Soñjet em eus n'oan ket dournet re fall, rak en amzer-se, n'oa ket dibaot ar vignoned a c'houlenne diganin ar pez a anvomp « peziou nemeto » e vez ar vicher.

Eun deiz, e kavis em boest, dindan eur golo-lizer a di Henriot « forniou pri-livet, e Kemper, » eur gomz a-berz eun aotrou Joz Bodri, marc'hadour pesked e Douarnenez. Fellout a rae d'ezañ ficha gant skeudennou breizek ar c'henkiz en doa nevezprenet er Bono, stêr Alre. E verc'h a blije dreist

d'ezi va stumm broadel. Setu ma c'houlenne... hag all.

Respont a ris « ya, » hep marc'hata. Douarneneziz o deus ano da veza distag-meurbet o c'halon ouz ar baourentez. Eur mintinvez, eta, e kaven eun dimezell war bondalez va zi, e traoñ straed ar Chalonied, eun hentig enk o heda war ziribin an iliz-veur. N'am boe ket da ziserri va rann. A-vec'h aet tre hag azezet, e tenne an dimezell he bonedig gloan gwenn, he manegou ler, hag e komze :

— Me a zo Anna Bodri, emezi, eus ar Bono. Digarezit ma ne zalean ket hizio. Da eo d'in beza en Naoned a-raok kreisteiz... Fuma 'rit ? Eul Lucky-Strike ?... Tan, ya !... Trugarez.

« Setu petra 'fell d'in. Du-mañ ez eus eur peul koad peñse, kalet evel houarn, eur metrad hed, ha tost da deir rac'houenn lec'hed. Da eskenna dre an hanter. Ha gallout a rafec'h kizella eun delwenn e pep hanterenn ? hini ar roue Gralon, da skouer, hag e verc'h Dahut... prinsez villiget ar Gêr-Iz ? »

Hag e vousc'hoarzas.

— Emichañs.

— Dispar. Me a ray degas d'eoc'h an daou damm koad eskennet. Kenavo, aotrou Maheo !

« A ! mar plij... — paret en doa he sell war eur podadig bokedou melen, jonkilhezennou, — bleuniou koraiz ! kinnigit d'in unan, mar plij. Pebez liou aour galloudus ! Mil bennoz Doue d'eoc'h, aotrou Maheo !

Hag e tiskennas d'ar c'haloup, me war he lerc'h, dre zereadegez, hag abafet, eun distera. A-boan m'am boa bet amzer da spurmanta he brozig wenn roufennet, he full-over gwenn gant hevoud du ar



Gelted gwiet war ar vronn gleiz, hag he daoulagad liou ar c'histin. Dont a rae d'in d'am skoaz. Graet e oa en eur moul.

Azeza 'reas e-tal rod-blenia he Hotchkiss, ober a reas d'in eur mousc'hoarz, hag eur c'himiadig gant he dourn, hag e loc'has kuit, en eur gornal, dre zor wareget an Toull-Bac'h.

Kloc'h an iliz-veur, a-zioc'h va fenn, a roe an eur, hag ar c'havaned a vage cholori ar mil gurun, o kildrei en-dro d'ar mogeriou koz.

Divarc'het e oan eun tammig, rak e Gwened n'omp ket boazet nemeur da veza hejet ken dillo.

Antronoz, e tegouezas an tamm koad, daou-hanteret, ha me ha staga raktal d'o divraza. Ar Roue Gralon... mat ! Ar brinsez Dahut... mat-mat ! O gwelout a raen anat em spered, an tad hag ar verc'h o ren war Iz, ar Gêr gevrinus kollet dindan ar mor.

Dremmet e vint d'eoc'h a-zoare, dimezell.

Koad-houarn he doa lavaret merc'h ar marc'hadour pesked, dir fetis a vije bet gwirheñveloc'h. An niver kizellou yen a zallis warno, an dour a c'houezis, ar c'haledennou a dapis e palmou va zaou zourn am eus ankounac'haet ; enkrez va strivou kenta n'am eus ket. C'houec'h miz labour am boa aze. Gwelout a raen dija he sell diwar fae o kavout abeg em divarregez. Gant eur plac'h yaouank ken difreüs me a oa fall va stal.

Ne voe ket, koulskoude. Evel-se emañ ar yaouankiz sportel. Degouezout a ra warnout prim-tan, gouzout a ra petra 'venn. Mes gouzout a ra ivez ne vez ket graet, amzer sutal, an traou evit padout.

An amzer ret a zo ret, na petra'ta ! C'hoarzet he doa Anna Bodri ken na luc'he he dent gwenn :

— Grit mat ho labour, ne c'houlennan ken !

Dre skei, rimia, toulla, ha devi gant houarn ruz, va zaou volomig a wellae o dremmou. E doare, e plije va labour d'an dimezell, rak a-benn eur miz bennak goude m' hor boa graet anaoudegez, e veze du-mañ ken lies ha bemdez, d'ar c'haloup atao, etre diou gefridi e kêr. N'eus ket pell gant ar c'harr-dre-dan eus ar Bono da Wened. Azeza 'rae war eur skabell, pe war ar c'henta benveg a gave, hag e varvailhe, o sellout ouzin o labourat.

Me he selaoue.

A-benn daou viz e voemp keneiled bras. Hag eur sulvez e voen pedet da vont da leina d'ar Bono.

Soñj mat am eus, skourradou glao a oa bet e-pad oferenn nav eur, skourradou glao nevez-amzer, o taboulina taer war vitrailhou an iliz.

Anna Bodri a oa deut d'am c'herc'hat gant he Hotchkiss, eur gaer a wetur, hag a oa anvet ganti « Moutig », o veza m'oa emichañs gwevn ha dillo evel eur c'haz.

E-lec'h kemer hent bras Alre, e troas dre hini Aradon. Kana 'rae soniouigou drant.

*Disul vintin 'm eus c'hoarzet*
*evit pemzek gwenneg...*

Hag e c'hoarze. C'hoarzin a rae ivez Mezeven e sklerijenn an heol yaouank. Beradigou dour a lintre war an deliou dero, war an tachennadou ed hag avalou-douar, war ar geot hag ar melchon, war



raden ar c'hleuziou. Ha dour-red o trotal, er foziou, en daou du d'an hent. Ar maeziou a oa glas, ken na oant glas ; ha bep ar mare, mellou gwaremmadou lann aour o skedi e traoñ ar renkennadou gwez pin. Gourlenn a oa ar mor er Vinsin, hag al lano, degouezet eno n'oar den dre be gildro, a dommheolie, sioulik ha kompez etre an torgennou serz. An diou ostaleri wenn, unan a bep tu d'ar pont mein, ha tolzenn fetis koadou uhel an diribinou a oa spis meurbet o enebañs en dour.

Pelloc'h, a-gleiz, gwelet du-hont, dreist ar c'hleuziou, dre douez ar gwez kistin, onn pe evlec'h, ar Mor Bihan, o tougen war e ballenn glas-lin teñzor e inizi prizius. Me 'lavar d'it e oa skañv an aezenn etre bourc'h Aradon ha milin ar Vouster.

A-hed an hent evel-se, dre traoñ ha laez, ha raned o koagal er poullou-dour hag o lammikat e-touez ar beler, ha milfided o richana en deliou gleb, war eun dro gant va blenierez :

*...O welout Yann an Druilhenn*
*o klask gwerza e wreg,*
*evit pemzek gwenneg, Marianna,*
*evit pemzek gwenneg...*

— Kan 'ta, te ivez, emezi, eur wech, o rei d'in eur voñsadenn em skoaz.

Ha mar karez, Iribe, e lavarin d'it : nec'het e oan, abaoe an daou viz m'hec'h anavezen, gant an doare skilbaotr a oa e ano Anna Bodri, nec'het ha feuket eun distera.

Dre ma 'z aemp e-biou Baden hag e lierzadou gwez kignez, gant diou goukoug o 'n em respont eus eur penn d'ar vourc'h d'ar penn all, e klasken lakaat urz em prederiou.

An Douarnenezadez-se, c'hoarierez ha c'hoarzerez, beo ha lamennek, n'oan ket, nann a-dra-sur, n'oan ket evit ober eur skañbenn anezi. Re en holl, evelkent, e oa a gemm etrezi hag ar merc'hed yaouank am boa darempredet betek neuze, dimezelled Gwened, dereat ha gwenn o liou. Ni, Gwenediz, a zo galloudus hon trivliadou ; ne gavomp ket reiz, avat, o diskouez war hon dremmou na gant geriou. Me va-unan a oa tano va fiziañs en eur vaouez re zieub he doareou. Houmañ, anat d'an holl, a darze gant eur joa hardis. Sellout a rae eeun ez taoulagad, hag he zeod a oa kel lemm hag he spered.

Ne gaven enni nep hoal a gement a blije d'in er merc'hed en o bleuñ. Evit d'ezi beza korfet evel merc'h ar Roue Gralon, e tozone d'in va dent, evel eun irinenn c'hlas.

Bremañ, e lavarin d'it ne rae ket muioc'h a van ouz va zalvoudegez c'hourel eget ma vije bet hi hec'h-unan eur paotr.

A ya ! er Bono ? gortoz, Iribe, paotr da vro gras ! Gwel ac'halen eun hent torimellek o tispartia e daou skourr, enkoc'h, hag o sanka etre savennou serz karget a goadou glas, unan war-du Alre, an hini all etrezek geuniou Senteve. Setu al Loc'h, pe stêr Alre, er Mor Bihan. En aber skourr Senteve, goudoret klok er c'heo, e traoñ run an tu dehou, e dreid en dour, emañ ar Bono, porzig gwenn an haderien istr.

Kenkiz Anna Bodri ? eur maner kludet dres e beg-douar kember an diou stêr. Ouz e brenistri, ez arvester, etre postou hir, mistr ha du, ha diniverus ar gwez pin, al lano o pignat e-pad c'houec'h eur o c'holei goustad al lec'hidegou, hag ar parkadou istr hag ar c'herreg gant o gwiskadou bezin ; hag an tre o tiskenn e-pad c'houech eur all ; al listri o ruza ingal war melezour an dour e gwasked an torgennou gwezennek.

Diabarz ar c'henkiz, kempennet gant mondianed, hogen mondianed douget da vro o c'havell. Lakaet e vezes da azeza war dorchennou blot, broudet warno gant seiz ruz, an aerouant keltiek. An arrebeuri a oa e dero fetis, hag aozet hervez skoueriou arzourien yaouanka hag hardisa bro-Vreiz. Ouz ar speurinier, taolennou livet pe goadengravaduriou, kroaziou, piñsinou dour-binniget e-tal ar gweleou, etre mat ha divat, marteze, holl, avat, fardet gant Breiziz gouestlet da Vreiz. Peadra c'houeza gant al lorc'h va ene brogar.

Ren a rae Anna Bodri war an holl deñzoriou-se.

Ober a ris anaoudegez gant daou eus he breudeur, he c'hoar yaouanka, he zad hag he mamm. Holl dereat-meurbet, hag ar mousc'hoarz dalc'hmat war o diweuz. An tad ne gomze ket nemeur... a-zivout an istr, ne lavaran ket. E baotr hena, dimezet, a oa bet roet d'ezañ ar stal-besked, e Douarnenez; ar stal-besked all a biaoue e Kiberen, a oa da vont gant Anna, pa zimezfe. Heñ en doa peadra da ober gant an dousenn parkadou istr en doa gellet kaout e stêr Alre, koulz hag en Dreinded, hag en inizi ar Mor Bihan. Kaset e voen d'ober eun dro a-zioc'h ar parkadou, evel just, el lestrig-dre-dan, a oa bet anvet « Youinig » gant Anna Bodri, n'oun dare perak.

Eun dra souezus evidout, Iribe, ar pradou morel-

se. Anavezet e vezont, pa vez bras ar mor, diouz ar peuliou hir sanket er pevar c'horn anezo. Lavarout a rafes spilhou diniverus a-blomm war eur seizenn divent, pe c'hoaz eur c'hoadad puplienou diskourret.

All lestrig-dre-dan a drouc'he gant trouz an dour glas ha divoull, hag a rede 'rez ar pennou-tir gwezennek o c'houdori oufouigou m'edo eoriet bigi du. A-zehou hag a-gleiz, e tigore trumm, bep ar mare, moger c'hlas ar ribl, hag e welemp o skedi, en tuall d'ar mulgul, stankennadou dour sioul. Heja 'rae ar broenn goustad gant an houlenn a save diwar diz ar vag. Kefeleged-mor hag eur morvaout bennak a dec'has dirazomp.

Kaset e voen betek Lokmariakêr, bourc'hig wenn nepell diouz aber ar Mor Bihan ha diouz erinou an hini all, an Atlantel. Marteze e ouzout eo Lokmariakêr, gouez d'ar ouizieien, kêrbenn kadarna enebourien Julius Kaezar, ha brudet ouspenn, evel Karnag, hec'h amezeg, gant mein-hir ha taolioumein kevrinus hec'h amzer goz. Bremañ e sav, dreist-holl, istr ha kregin-mor.

Pa zeujomp en-dro e oa tec'het ar mor. Dourral a rae ar stêr etre diou riblennad lec'hid teñval ha bouk, pe glas-holl gant ar gwallaz flibous. An aezenn a choure d'it da fri gant c'houez yac'h an dour sall hag al lec'hid. Forz pelec'h e troen va daoulagad, ne welen nemet peuliou ar parkadou istr. Kravazou, kravazou dre-holl, eun eston, karget a deolennou heñvel ouz ar re a lakaez amañ war an toennou. An istr nevez-c'hanet a stag ouz an teolennou. Pa vezont deut bras a-walc'h, e vez dougennet ar c'hravaz d'an aod, teolennou hag istr hag all. Labour maouezed ar Bono a zo distaga al loened bihan gant aked hag o c'has da lec'h-all — Arcachon pe Marennes — da larda ha da c'hlaza.



Dre ma 'z aemp, e lavare d'in tad Anna Bodri, bep an amzer : « Ar park-se a zo d'in, » pe « Emaoun war-nes prena an dachennad-mañ. »

En em gavout a raen divalo eun tammig, e-touez an dud-se, dilorc'h ha madek, n'oa ket da nac'h, hogen re binvidik e-keñver an arzour divrud a oa ac'hanoun.

War-dro kreiz miz Eost, e voe peuz-echu ganin unan eus ar skeudennou, hini ar roue koz barvek.

Eur pennad a oa n'am boa ket gwelet liou na klevet kelou eus Anna Bodri. Diouer am boa d'ezi, evel m'az pefe d'eur sigaretenn pa vezes chomet re bell hep butuna.

— Marteze eo aet skuiz gant he loariadenn, e soñjen a-wechou... Hedro evel an holl verc'hed yaouank ! Gant ma n'am lezo ket a-istribilh gant va bolomouigou !

E gwirionez, n'eo ket d'am gwenneien am boa damant ; da sell bliou he daoulagad liou ar c'histin, ne lavaran ket, ha perlez gwenn he dent... 'M eus aon edo va staoñ o 'n em voaza ouz ar vlazenn skildrenk a rae ken diaez d'in, da genta !...

Eur mintinvez, e kornas galv anavezet an Hotchkiss, e-tal va dor, e straed goz ar Chalonied. Edo an diankadenn en ti.

— Buan, buan ! Emaoun o vont da Zouarnenez, hag oun deut da welout penaos emañ ar bed gant paotred ar Gêr-Iz.

— Echu eo ar roue Gralon, dimezell.
— Gwir ? pelec'h emañ ?...
« Va Doue !...
Me 'lavar d'it, Iribe, ez eus munudou kaer e traonienn an daelou. Ene va seiz vloaz war-nugent n'en doa ket tridet al lorc'h ennañ, abaoe eur viken, evel ma reas dirak fromadenn an diael a vaouez-se. Ar fouge n'eo ket eun dra fall. Setu me diwar neuze prest da darza gant ar fiziañs em ijin ha da gevatal gant Killivig bras e-unan.
Trei a reas Anna Bodri ouz va zu.

— N'ouzout ket, Maheo ? emezi, roz he dioujod diwar hec'h esmae bugel. Me 'zo ret d'in kas ganin an delwenn-se da Zouarnenez da ziskouez d'ar gerent, hag... ya, pa soñjan ervat !... ha perak ne zeufes ket, te ivez, da ober eun dro d'ar... Gêr-Iz ?

— D'ar Gêr-Iz ?

— Ya ! den dideod ha dispered. Gouzout a rez emañ beuzet ar gêr villiget er bae, eun tu-bennak e-tal Douarnenez. Marteze e klevi, da noz, ar c'hleier aour o tiñsal dindan ar mor, ha marteze, ma 'z out barrekoc'h da huñvreal eget da uza teod, e spurmanti ar vorganez Dahut, o kriba he fennadbezin, war an traez gleb, ouz sklerijenn al loar !

« Diwall, avat, da veza kilhet en he hudou. Me 'zo ki du an tamm ac'hanoun !
Kened an diaoul !

N'am boa digarez ebet da chom e Gwened. Amzer kimiadi ouz va re, teurel mesk-ha-mesk binvioulabour, dilhadou-hañv ha kreziou en eur valetennig, ha ni en traoñ. Ar skeudenn-goad, mailhuret kempenn, a oa dija er wetur, war skaoñ vlot an a-dreñv.



Ha kuit. Me 'oa lorc'h ennoun. Ha va blenier...
An daou zourn bihan maneget a sente outo hep eur fazi al loen galloudus e diz.
— Laka d'in tan em sigaretenn.
Anna Bodri a oa heñvel outi hec'h-unan. Kana pe c'houitellat a rae penn-da-benn d'an hent. Pe e fistilhe.
Me avat, a selle gant daoulagad nevez ouz he boteier bihan o vac'ha tro-ha-tro war ar pedalennou; hag ouz he c'hofou-kar, kuilh ha start el loerou fin, ha disi o furm ; hag ouz an daoulin, anat o finvou dindan ar vrozig wenn.

▼

Glao a rae pa zegouezjomp e Douarnenez, ha tost mare koan.
A Wened da borz bras Kerne ez eus war-dro daou-ugent leo. Eur bourmenadenn evit « Moutig ». Met lavaret he doa d'in Anna Bodri p' edomp o loc'ha kuit :
— Eun arzour eveldout, ne gomprenan ket ne anavez ket gwelloc'h e vro wirion, Keltia goz. N'eo nag e Paris nag e Roma e kavi andoniou d'az awen. Spletusoc'h mil gwech a vo evidout eun droiad e Kerne.
N'oa ket laeret ar rebechig. Rak, kleo, Iribe ; ma red ar Vrezoned dre ar bed-holl, dre o bro ne reont ket nemeur. N'oan bet biskoaz en tu-all d'an Oriant, ha c'hoaz !...
Chomet e oamp eta da jourdal a-hed an hent, en Henbont, e Kemperle, ha dreist-holl e Kemper.
Muioc'h c'hoaz eget bro-Wened, e kaven e oa maeziou Kerne baradoz an torgennouigou, baradoz ar gwez, baradoz an dour-red.

Dre-holl torgennou, dre-holl foenneier, ha kezeg ha saoud o peuri, war ribl ar stêriou, e gwasked an haleg hag an elo. Ha koadadou onn, ha dero, bezo, kistin, brugegou ruz, ha douarou lann, ha brulu, ha kelenn ha raden.

Dre-holl tiez gwenn ha tiez soul o tommheolia e peoc'h an hañv, ha tropelladou ar vugale, ar yer, ar chas, hag ar moc'h bihan, — respet d'it ! — o treuza an hent d'ar red, p' edos e ged an nebeuta.

— Gisti bihan fall ! a skandale Anna Bodri en eur c'hoarzin.

Anat e kave brao betek techou fall he bro c'henidik. Meur a wech e rankis diskenn ganti da zebri mouar du ouz an drez, pe irin trenk-put. Anaout a rae, evel Marzin koz, blaz an avalou diouz o c'houez hag o fluskenn. Ne c'houlenne ket aotre ar berc'henned evit krapat el liorzou, ha sanka he dent bleizez yaouank er frouez hanter-azo, kroc'hen hag all.

Hag, a-hed an hent, fraoñv an dournerezed. Lavaret 'm eus d'it, ma 'm eus soñj mat, edomp wardro kreiz miz Eost. Ar c'harradou gwiniz a ziskenne goustad, en eur storlokat hag en eur zraskal, diouz ar parkeier war ziribin. Ar wazed, war gorf o rochedou, a rae d'imp, dre ma tremenemp, demat gant o divrec'h, ha klevout a ran atao o sklintinat em eñvor c'hoarzadegou ar C'hernevadezed yaouank.

— Brao ar vro ? Maheo.

— Hag eo, a respontis.

— Evelato ne ziskouezez ket nemeur da blijadur, emezi o sellout ouzin em daoulagad, seder. Mantrus eo penaos te a zo sounnet da deod.



— Kement-se ne vir ket ouzin da veza estlammet, ken n'oun gwasket, gant kened Breiz-Izel.

Merzout a raen ouspenn n'oa ket daoulagad Anna Bodri speredek nemetken, hogen ivez doun ha ledan ha voulouzheñvel.

E-pad hor baleadenn e Kemper, e oa troet an amzer, ar pez a c'hoarvez alies em bro.

Nijal a rae gwennilied 'rez da benn, er ruiou, evel birou du, gant eur c'hri berr. C'houeza 'rae an avel mervent, abaoe eur pennad.

— Avel a-benn, e toull ar glao, eme Anna Bodri, evel eur moraer koz. Poent lakaat da ouel !

Koumoul bras a c'houneze an oabl. An avel a grogas gant e sarac'h er gwez, en daou du d'an hent bras.

Eun tammig goude tiez Ploneiz, eur vourc'hadenn gwintet war an uhel, ez ec'honaas an dremmwel, a-greiz-holl. Eun oabl diharz. Ha koumoulennou o c'haloupat pounner a-us d'imp, hag o c'holei an heol, bep ar mare. Pell-pell, du hont, er gwalarn, tachennadou sklerijenn oc'h enaoui pe o vouga, pe o tilec'hia dillo war eur gompezenn liou an houarn, hervez faltazi ar c'hoabr ha bannou an heol. Diouz muzellou Anna Bodri, eur ger berr :

— Ar bae !

Ha kerkent goude :

— Glao a ra war venez Hom !

War hon dourn dehou, en tu-all d'ar c'hampoullennou ledan, edo kluchet, kroumm ha kras, ar menez koz e-tal ar bae. Gwelout a raemp anat saezennou puilh ar glao o koueza e-skouer war e benn moal.

Edo menez Lokorn a c'hlebia d'e dro. En traoñ a-hont, eeun dirazomp, e lintras toennou : Douarnenez.

Hag, er bae, er bae bras didrouz, e kendalc'he an heol e goroll war an dour.

« N'eo ket e Paris nag e Roma emañ da andoniou, » he doa lavaret va blenierez. Edo an danevellou koz-douar o tegas d'am eñvor dremmou darempredenien ar c'hornad bamus-se. Iz, ar gêr dindanvorel, ha Dahut douellus, ha Gralon ar brezelour, ha Ronan, ar priñs iwerzonat aet da lean gouez, ha Keben ar baganez, ha Kaourintin, ha Gwenole, sent o burzudou diniver.

Edo ar wirionez gant Anna Bodri. Amañ n'am boa nemet stoui hag eva. Ne nac'hfen ket zoken e oa hud vertuz an died ! Ma kaven da bep tra eun hoal diwirheñvel.

E dremmwel ar c'hornog e pigne, uhel ha du, mogeriou ramzel Beg ar Van ha Beg ar C'havr, o c'houdori ar bae ouz ar mor Atlantel. Hag er c'helc'h divent, rannet kenetrezo gant tornaodou kerreg rouz, tevennou hag aodou traez melen : Morgad, Terrug, leo-draez Savig, Santez-Anna-ar-Palud, Traez-Malaouenn, ar Ri, difinv en avel o c'hlazi.

Edo ar glao ouz hor gortoz, en traoñ, e-tal tiez kenta Douarnenez. Hag ober a ris anaoudegez gant kêr priñsed ar mor, o tivera gant dour-bil...

---

Eun estlamm, Iribe, penaos e tiwan an eñvoriou dre ma 'z a va zeod en-dro ! Dianka 'ran, bep ar mare. E c'hellez kredi n'oan ket ken distagellet en amzer ma komzan diwar e vout ! Frapet e oan bet en eur c'horoll, hag e troe tud, kêriou, maeziou, mor, heol ha glao en-dro d'in, eur baduell.



Chom a ris diou sizunvez leun e Douarnenez. Kerent Anna Bodri a oa o zi e-tal ar porz bras. Eur savadur uhel, gwenn-kan, gant prenistri e-leiz. Em c'hambr edon e-giz e bourz eul lestr. Diouz va gwele, ez arvesten kant ha kant bag-peskerez o vrañsellat moñsell ouz moñsell etre ar mol ha tornaod gwezennek ar Plomarc'h. Hag an traezegou pelloc'h, ha Menez-Hom koz, moustret du-hont, e-tal ar mor.

Ha sevel a rae d'am fri c'houez al lec'hid, an hili, ar sardin, an toun hag eoul al labouradegou pesked.

Hag e kleven kaoz uhel, — ha rust, hep digarez, — ar vartoloded en o bagou, pe o tommheolia ouz spled-houarn ar c'hae. Ha c'hoarzadegou skiltr ha redadegou ha teodadou ar « pennou-sardin », eul lesano roet da verc'hed Douarnenez.

Eur gêr veo ken na oa beo a-walc'h. Hag Anna Bodri, re zigourdi e Gwened, a vleunie eno evel eur rozenn-vor...

Ne welis ket, da noz, mogeriou ar Gêr veuzet o sevel war c'horre houlennou ar bae. Ne glevis ket, pa baras al loar war an traezegou gleb, galv heson an drelaterez he c'hrib aour. Anna Bodri, avat, troet da gelennerez, — evit netra, evit ar blijadur, emezi, — am pourmenas d'he heul dre bevar c'horn Kerne ha Leon. « N'eo ket e Paris nag e Roma emañ da andoniou !... »

Hag e welis an tornaodou sounn : ar Raz, ar C'havr, Kameled ha Korsenn, an touriou-tan, an aodou digenvez ma tarz warno an tonnou gwer, ar porziou beo-buhezek, hag ivez tolpadou ar c'henkiziou arvorel, a Vorgad da Vrignognan. Hag e sankis

e gwezegou sin ar C'hrannou hag an Uhelgoad ha Landevenneg, heñvel ouz an Eden. Hag e hedis stêriou : an Avon, an Elorn, ma founn enno an dluzed hag an eoged. Hag e savis war gribennou ar Menez-Du hag an Arre, ma spurmantemp damskleur diamen mor Brest hag haor Montroulez, hag e heuilhis pardon Santez-Anna-Balud — gouel an heol war wiskamantou kran Breiz-Izel, en-dro d'ar chapel vihan, war an erinou, e strad ar Bae — hag e rejomp tro Kemper, ha Penn-Marc'h, ha Lokorn, Kastellin, Pleiben, Sant-Tegoneg, ar Folgoad ha Brest, ha Pont bras Plougastell, stivellou an awen o tifoupa dreholl, Iribe. Hag e tresis pe e luc'hskeudennis ilizou ha chapeliou touret-uhel, ha toull-didoull evel dantelez, debret ar mein anezo gant an amzer, hag alaouret, pa n'oant ket glas-dour, gant o gwiskadou kinvi.

Eur gontadenn amañ, eun diskleriadur ahont, va blenierez — hag an dud yaouank a zeue ganimp da gantren — a genlode ganin o gouiziegez, a oa bras ha poellek a-zivout traou o bro... ha pebez magadur evidoun !

Eur prof kaer am boa bet digant Anna Bodri. Dre he grad e raen anaoudegez gant eur Vreiz dianav, ar Vreiz eus an dibab am boa bet hiraez d'ezi a-hed ar wech, hep doueti edo ken tost ouzin.

Me a rede eur gwad rusoc'h em gwazied, ma tibraden, dibounneraet, gant eun anal yac'h ha bagol. Edon evel Anteus ar C'hresianed. Va darempred gant douar va hendadou a rae ouzin eun den nevez, ha pa farse va c'helennerez :

— Na ra ket bilou, Maheo, Ober a raimp eun dra bennak ganit ! » ne fazie mod ebet. Kavet am boa an



andon geltiek. Hag ez even an died vertuziet-dreist a strinke diouti, da lavarout evit an arzour ma oan, e tastumen, a-hed an hentou, kant ha mil abeg da skeudenni ha da gizella.

Ar c'hoz traouigou didalvez am boa c'hoariet ganto betek neuze a rae d'in eun tammig truez ha mez ; mennadi a raen bremañ labouriou ec'hon, galloudek ha dreistniver, diouz nerz ar seo a verve em askre, abaoe eur pennad, o krozal gant al lorc'h.

Rak eur prof all am boa bet digant Anna Bodri, eur prof dibriz : ouz va degas tal-ouz-tal gant awen Keltia santel, an hini nemeti a sujen d'he levezon, anat d'in, he doa va lakaet da ober ivez anaoudegez gant va ijin, ganin va-unan. Meizet he doa, hep mar, he me dic'houzvez-kaer, ar berz am bije graet gant va zroiad e bro vuhezek ar c'hornog pella, ha setu perak he doa graet d'in ar seurt hej evit va sacha diouz al loñch m'edon o voredi, e Gwened.

Eun teñzor, ar plac'h yaouank-se ! Aner lavarout d'it e kaven d'ezi hiviziken eur skiant-poell, am bije nac'het ouz meur a zen a bouez. Pa soñjen e oa bet darbet d'ar beg bras ac'hanoun ober anezi eur bolezig didalvez, he c'hemer zoken evit eur skañbenn dalc'het hepmuiken gant mibiliezou, ha da zisfiziout outi, e kinnigen ruzia, diskouarn hag all.

Ac'hanta ! p'he doa meizet va zalvoudegez, ha gouezet brouda va skiantou, me 'oa da d'in — ha barrek en em gaven ! — staga gant ar pennoberou a rafe enor d'am ijin, o tellezout ouspenn ar fiziañs he doa lakaet ennoun.

Del ! Iribe, ha n'eo ket gaou a lavaran d'it, d'an

ampoent, evit eur veuleudi a-berz Anna Bodri, em bije, evel ma lavarer, goullonderet ar mor ha diveuzet ar Gêr-Iz !

Va dimezell, hi, a yae hag a zeue, ker glan he sell, ha ker sounn war he zreid bihan dillo. Me, abaoe eur pennad, a gave he c'hroc'hen re flour, ha re wregel bleuniou hoalus he muzellou.

Hag e c'hoarvezas, taol-war-daol, daou pe dri darvoudig, a gontin d'it, mar karez.

Tad Anna Bodri, am eus lavaret d'it, a gredan, en doa eul lestrig-dre-dan, « Youinig » evit mont ha dont war e barkadou istr. E ziael a verc'h a rene « Youinig » ken ampart ha ma rene Hotchkiss ar gêr. Ha pa veze sioul-sioul an amzer, e teue dre vor da Wened.

A, paotr, kaerat tro da ober, loc'ha diouz Gwened gant an tre, da geflusker o fraoñval laouen !

Da vagig a drouc'h an dour gant he staoñ, hag an houlennouigou, dihunet trumm, a red herrus war da lerc'h. Ouf bras Sene, hag e c'hourenez hir o daouhanteri ar Mor Bihan. Enez Koñlo, ma neiz ar c'henkiziou e-touez ar gwez pin. Kanol garregek Moreag o kevrea loc'h Sene hag ar Mor Bihan. Ha dindan eur sklerijenn vezevennus peurliesa, gwennlaez, pe virzin, pe c'hlas-polos dindan ar c'houmoul, an inizi ker kanus o anoiou d'ar skouarn vreizat : Boedig, Droneg, Logod, Irus, Arz, Kreizig, Izenac'h koant, Berder, Gavriniz, Radeneg, Veizit, Runaod, Hur, Harnig...

Ar Mor Bihan... Skeudenn ene ar Gwenedad ! Sioul, eur souez, peurliesa, ha moredet. Bepred, avat, hep ehana morse, etre lano ha tre, hag a-wechou, o tiroll, o tarza, hag o virvi betek an oufou douna hag andoret ar c'hloka. Hag e c'harm a vez klevet a-bell.



Eur skouer ? Dalc'h soñj eus Gwenedourien Kaezar Roma... Marteze ivez ac'h eus klevet eur meneg bennak diwar-benn ar Chouanted...

Hag e kantreemp etre an enezennou.

— Te 'wel, a lavare d'in va sturierez, pa 'z aemp e-biou da vegou-douar karregek, o sanka a-blomm en eun dour sklaer e-giz lagad an aer, aze, dindan ar bezin, emañ ar siliou.

Bourra 'rae ober hent moñsell-ouz-moñsell gant ar sinagoded du o goueliou ruz stignet ouz beg ar wern e doare bannielou, hag e trailhe gant ar baotred eur brezoneg Gwened, distaget e giz Kerne, hag e c'hoarze, *malloh-Tui !*

Eur wech, eta, e Koñlo, e savas c'hoant d'am dimezell mont da neui er Poull-Raned. Eun tammig lenn gounezet gant eur chaoseriad vein ha douar war ar striz-dour a sank war-du ar Vinsin. Koantmeurbet an enezenn. Gwez pin Konlo, uhel ha sounn, evel kokoenned eun atoll okeaniat, a zo gwaskedet ganto ar Poull-Raned ; ha kouronkerien Wened a ya d'en em ziwiska e-harz o zreid.

Eun doare traezenn ez eus, troet brao ouz ar c'hreisteiz, etre al lenn hag ar c'hoad, eun aodig graet gant bruzun kregin, lec'hid kalet ha deliou pin. Dizañjer-meurbet eo kouronka er Poull-Raned rak morse ne dez koll-sond.

Anna Bodri, aner lavarout d'it, a neue koulz hag eur wesklev. Stigna 'rae hec'h izili gant an hevelep finvou, gwevn ha gorrek. Plijadurus-dreist e kave

en em lakaat droch er poullig-dour, oc'h ober toull-pennika, o spluja diwar pondalez koad ar chaoser, da dapout eur fozad traez er goueled, o chom eeun ha difinv a-c'houen war gorre an dour, morverc'h gwenngen, he furmou kenedek. Eun Dahut ker ba-daouus hag eben...

Edon, goude eun neuiadenn bennak, o kraza evel eur glazard, gant an heol em daoulagad. Astennet war al leton, e tradñ eur wezenn bin, me 'oa da d'in golei va malvennou, kement e lufre al lenn. Poan am boa gwelout tolzenn goadek Moreag, en tu all d'ar ganol, hag Anna Bodri a oa du-pod en amc'houlou. Pa laoskas eur c'ham drumm, hag hi ha dispac'ha treid ha divrec'h, ken na chintre uhel an dour en-dro d'ezi. M'az pije gwelet al lamm a ris em sav ! Hag al lamm all a ris el lenn ! E pemp gourhedad e voen en he c'hichen.

— Ar glizi em daou droad, a huanadas, hag e tao-las he divrec'h en-dro d'am gouzoug. Lavaret am eus d'it n'eo ket doun an dour e Poull-Raned Koñlo; evidoun, d'an nebeuta, p'oun mentek a-walc'h. Houpa 'ris ar c'horfig kuilh war va divrec'h hag e kerzis, an houlennouigou o saflika ouz va chink hag oc'h izelaat dre ma tostaen ouz an aod. Eur foeltr a dammig korf hebleg, Iribe, morzadou yaouank ha glan, eun dargreiz mistr, hag eur galon o tripal herr ha taer, sko em c'halon-me !

Astenn a ris va c'heneilez war dirienn ar c'hoad pin. N'he doa ket padet ar fallaenn, ha divesker an neuerez, frotet ganti gant raden ha douar goz, ken na deujont ruz-brulu, a redas ingal ar gwad en-dro en o gwazied. En em zic'hourda 'reas.



— Biskoaz kement all ! emezi. Evelato em bije bet mez o veuzi en eur skudell !

Azeza 'reas dirazoun en he c'hoazez, o starda he daou c'hlin lufr-olifant etre he divrec'h noaz. C'houeza ha dic'houeza 'rae he brennid.

— Evel eur gelienenn, Maheo, en eur bodezad laez !

C'hoarzin a reas adarre. Gwelet am boa, avat, c'houezenn yen war he zal youlek. Merzet am boa, amzer eul luc'hedenn, esmae ha poan en he sell. Ar vaouez, kompren a rez ? ar vaouez, sempl ha spontet, he doa bet ezomm eus va skoazell e-pad eur munud. Ha setu-me barr va ene gant an dene-ridigez. A-youl-vat, em bije he frealzet gant alla-zigou ha geriou chourus, evel ma raer d'ar vugale.

▼

Eur sizunvez bennak goude, e kenkiz ar Bono, e voen lakaet da ober anaoudegez gant eun den n'am boa klevet biskoaz ano anezañ. Bras hag evel kruket dindan e gorf a 180 lur bouez, pikoliou daouarn blevek d'ezañ, hag eun dremm o tenna d'al ler, daoust ma oa yaouank a-walc'h.

Draskal a reas va bizied gant e stard-dourn. N'oa ket drouklaouen e vousc'hoarz.

Eur viber grilhed ha ligistri en doa e Kiberen, ha kenderv pell e oa da Anna Bodri.

Lakaet e voe e-kichen houmañ ouz taol. Ma 'z eas eur pik em c'halon. Gwarizi ? Piou oar. Feuka-denn ? Marteze, rak sabatuus e oa, d'am meno, ar c'hemm etre ar verc'hodenn vliou ha speredek a oa hec'h ano Anna Bodri, hag ar roñfl kigek ha blevek azezet en he c'hichen. Ne rae ket a-hend-all

nemeur a van outi, ha ne voe meneg a-hed ar pred nemet eus peskerez ha gwerzidigez, hag ezommou ar c'henwerz.

Eun houc'h-gouez e-keñver eur valafenn.

Ne gavis ket blaz d'am merenn, ha, war-dro teir eur goude kreistez, e teuas soñj d'in, evel ma vije bet ar wirionez, eus eur gefridi a bouez bras am boa ankounac'haet e Gwened. Dres d'an ampoent, e ranke ar c'henderv distrei war-dro e ligistri. Breudeur Anna Bodri a gemeras an Hotchkiss, hag i holl kuit gantañ da Giberen.

An dimezell ha me a ziskennas eta davet ar gefluskerez vihan.

— Brasoc'h eo an dro, emezi gant he mousc'hoarz yaouank... met amzer a-walc'h ac'h eus.

Ha meizet he doa va anoaz kuzet ? Petra c'hoarveze ganti ouz va hilliga ?

Kregi 'reas er vaol, evel boaz. Me, mousklennet a-walc'h an tamm ac'hanoun, em sav er vag war va diouhar rampet, a gave a-ratoz hoal dedennus da riblou loc'h Alre. Tiz a rae « Youinig », skoazellet ma oa gant an tre. En daou du d'imp, e tec'he gwez an torgennou gant difre. Ledanaat a rae an aber.

Goulenn a ris, a-greiz-holl, dre ma heulien gant evez nijadeg eur strollad gwelini :

— Anna Bodri, piou eo an den-se ?

Ober a reas « A ! » gant eun hej d'he skoaz, heskinet, hag, a-benn eur pennad :

— Klevet ec'h eus, emichañs ; eur c'henderv d'in.

— N'eo ket se.

— Klask a reont ober hon dimez.

— Hennez a blij d'eoc'h ?



Ober a reas « A ! » adarre. Displijout a rae d'ezi ar gaoz, hep mar.

N'am boa netra da lavarout. Rak kuzet am boa evel eur pec'hed, outi hag ouz an holl, a-dreñv eun neuz dizeblant-meurbet, ar mennadou a stourme em c'herc'henn, dreist-holl abaoe darvoudig ar Poull-Raned.

Ne voe mui rannet grik etrezomp diwar-benn paotr al ligistri, nag en abardaevez-se, na d'ar sul goude, na gwech ebet keit ha ma tarempredis Anna Bodri. Ha setu p'edon o vont da leuskel komzou o dije dizammet va ene, ar foeltr anezi o 'n em lakaat da c'houitellat. Eun tonig dañs Kerne, war ar marc'had, skañv ha goapaer. Ma vije bet eur fuzuilh em serr, me 'lavar d'it ne vije ket bet disfuzuilh... troet d'o c'hlud, war gerreg ar mor, an holl oriaved gwenn a c'hregache a-us d'ar vag.

Eur barr-avel. Dour o vouilhbouilha en eun eonenn c'hlas-wenn. Edo al lestrig o trei a-gleiz e kanol Arvor Baden hag enezennou Gavr-Iniz ha Berder, an hent tosta evit pignat, etre ar Porz-Gwenn hag Izenac'h, davet Gwened.

Du-hont pell, war an erinou, hag er mulgul ma ruilh ar vareenn davet ar maez, etre Porz-Navalo ha gourenez izel Lokmariakêr, e save sardon unton ar c'hoummou.

Ha, tostoc'h, eun enezig voal, heñvel ouz dek all : Gavr-Iniz. Trei a reas va sturierez ouzin.

— Kleo 'ta, Maheo. 'M eus aon n'out ket bet morse e-barz krugell Gavr-Iniz !

— Va Doue, nann !

— Ha ma 'z afemp di d'ober eun dro ?

Eoriet e voe al lestrig e goudor eur maen bras m'edo fetis warnañ ar bezin, ha ni ha lammat war vili an enezenn vrudet. Eur wenodenn a gase, a-dreuz al lann berr, betek eun tammig mereuri hanter-disac'het. Eno e voe roet d'imp eun alc'houez ha pep a lutigenn.

Heulia 'rejomp, evit mont d'ar grugell, eur vali gwez dero, ken dic'hortozet eno, ker sioul, hag o waskedi raden ken uhel ha brug ker brao livet, ma chomjomp eur pennad a-sav, hi krog em dourn. Ar mor, ken tost e gelc'h, a oa mil bell e levezon diouz an diazig-se. Ne veve eno nemet sardon ar c'houibu en aer domm.

Krugell Gavr-Iniz a zo anezi eur run douar bet berniet war sebezusa kambr-vein a c'hellez meiza.

Goullo eo ar gambr ; he speurennou mein ramzel, avat, a zo engravet enno tresadennou kevrinus o deus lakaet gouizieien ar bed-holl, hag ar werin ivez, da vaga meur a breder. Ha krugell Gavr-Iniz n'he deus ket laosket he ster, na kennebeut mein Lokmariakêr ha Karnag, hec'h amezeien war an douar bras.

...Evel kalon an den, Iribe ; kaer a zo pleustri warni.

Hag e tigoris dor houarn « Ti ar C'horriged, » ha ni e-barz. Eur c'hao. Azaouezus, avat, evel eun iliz-veur ha teñval, pounner an aer ennañ ha yen, e-keñver gwrez ar maez.

Neuze e c'hoarvezas eun abadenn ha ne day biken diouz va soñj. Selaou.

Edon, digomz, o prederia gant ar gudenn vilvedel, pa dostaas va c'heneilez ouzin. Skrija 'rae evel diwar anoued. He divrec'h a oa noaz, skoaz hag all, ha gwenn-kann en amc'houlou. He brennid, evel an houlenn war ar c'hal, a bigne hag a ziskenne. Sevel a reas davet va re daou lagad, eul lufr enno ha n'am boa gwelet biskoaz. He diweuz a grene eun distera. Lakaat a reas eun dourn war va brec'h, eun dournig gwenn ha mistr.



Me, skrignet va dent, tenn va alan.

— Enaouerez !

Hi, duet he sell raktal, a grogas gant eun nerz souezus em divrec'h.

— Enaouerez ? Ma sankfen d'it va dent en da fas, e komprenfes... marteze.

Me an hini a sankas va dent en he skoaz, ken na wadas. Lammet e oa derzienn warnoun. Tenna 'reas eun dic'houezadenn verr, hag unan hir kerkent goude. Plega 'reas evel eur gorzenn weüs-meurbet, ma rankis kregi enni dre an dargreiz da virout outi da goueza. Ar wech genta, abaoe m' hec'h anavezen, e tistagas va lesano :

— Herri !

A ! Iribe, santout, goude bloaveziou, en-dro d'am gouzoug, gwask an divrec'h-se, gwenn, ha sin, ha kuñv ! A ! Iribe, an daoulagad-se, re splann kent, ha re vliou ha beo, aet en eun taol da ziou regezenn o tangwalla da wad ! Marteze, n'em eus ket meizet, pa oa poent c'hoaz, o fedenn c'hrizias : « Lavar d'in ar gomz a c'hortozan ! » Marteze 'oa er pennig-se eur goanag a oa d'in da seveni.

Beza dalc'het ar c'horf-se etre va divrec'h, beza chouret an izili-se, flour ha start, fresk ha klouar war eun dro, ha beza o lezet da vont... pebez droukhuñvre !

He bizied a c'hoarie lentik gant va bleo, hag a

spine va dioujod, ha va chink, ha va malvennou goustad goustad. Hag e lavare d'in geriou-mamm ha kariadez.

Ne ouien mui petra 'raen, hag e c'holoen he zal, he diweuz, he c'herc'henn gant pokou gouez, hag e sanken va dent en he c'higennou, ken na hirvoude.

A ! beva hiviziken — da viken ! — a-gevret gant Anna Bodri, ober anezi pried muia karet va buhez, kenloderez va strivou davet an uhelvennadou a lufre dirak va daoulagad ! N'he dije ket bet lavaret nann, sur oun n'he dije ket bet lavaret nann. He daoulagad a gomze eviti. Huanadet he doa adarre, gant eur vouez o krena, diou notennig heson.

— Herri !

Peget e oa he furmou ouz va izili, ha me stignet va izili ken na ginnigent terri. Tripal a rae hec'h askre sko em c'halon. Ma tassone mein ar grugell goz gant hon diou alan denn. Aet e oan mezo ha kroget ar c'hrenerez em divesker. Ha va dourn gourel ha karget a allazigou, a ziskenne davet teñzor prizius an divronn gwenngen, frouez miret ezelevezel ar gwerc'hezed yaouank.

— Herri Maheo, nann !

Eur bedenn ! Hag he bizied a waskas va arzourn. Kenderc'hel a ris, ha va mouez, hec'h-unan, a ouezas pedi ha kemenn, hag e santen, daoust d'hec'h eneberez, an dra klouar ha beo, flour evel seiz, o tridal dindan va bizied. Hogen eur wech all :

— Nann !

Krenn e oa bet distaget ar c'hemenn. Ha me :

— O, Naig, perak ?

Teurel a reas he fenn, eur pennig evel ma ne



garin hini ebet biken mui, war va bruched, hag e chomas harpet warnoun eur reuziad hir, o tic'houeza. Marteze e ouele. Ne greden ket finval. Kerse am boa, ha dudi ivez.

Ra 'm bije bet laosket, neuze, ar geriou 'oa bourreviet va zeod ganto. Ra 'm bije bet lavaret d'ezi e oan trelatet ganti, e oan aet diskiant, ya ! diskiant gant he spered, gant hec'h ene, gant he c'horf, ha n'em bije gallet beva gant parez all ebet nemeti. Setu ar geriou a c'hortoze.

...Siouaz !

Aet er-maez eus krugell Gavr-Iniz, torret ar gazell-ge ! Graet he doa Anna Bodri eus he zu kement a zo aotreet d'eur plac'h yaouank e Breiz. Kredi a c'hellas n'am boa eviti nemet ar c'hoant a vroud an den davet pep maouez korfet ouz e zoare.

Me, — petra an diaoul a viras ouzin da gomz ? — a oa chomet mut evel ar peul ma oan. Hag Anna Bodri he doa adkemeret he stumm a-ziagent.

Redek a reas trumm davet ar maez, hag e chomas en he sav war dreuzou dor ar grugell. C'hoarzin a rae gant he c'hoarz lirzin ha gwerc'h.

Evel ma ne vije bet c'hoarvezet netra.

— Che ! emezi, ni 'zo droch hon-daou !

Me, avat, drouklaouen ha genaouek, a gave d'in, pa droen an alc'houez en nor houarn, edon o sebelia eun huñvre, mouget kerkent ganet.

An Anna Bodri a skede aze he dent gwenn e skrin he diweuz kenedus, a oa re zisheñvel en holl diouz ar grouadurez glouar a damolode bremaik etre va divrec'h. Ne welez ket ac'halen luc'h goapaer he lagad, ouz va selaou o c'hrougousat d'ezi eun anzao tener ?

Flammina 'rae kleierigou brug, a dachennadou, en eur boultrenn alaouret, war ziribin ar run koz. Krapat a reas daveto, en eur pennad-tiz glazard, hag, amzer stoui, e kutuilhas eur vriad eus hor bleuniou breizat. Lakaat a reas d'in eur skourrig e toull nozelenn va chupenn.

'M eus aon hor boa daleet er c'hao, rak izel e oa an heol. Ruz-roz e oa an oabl hinon, hag e-harz hon treid, doun e traoñ an tornaod, e tregerne kanaouenn ar mor. Hen lezet hor boa en daere ha bremañ e oa uhel.

Pignat a rejomp war lein ar run, hag ez en em astennas dirak hor sellou taolenn vezevennus an dour en-dro d'an inizi. Dibouka 'rae al lano atlantel, froudheñvel, dre ar mulgul ahont, hag e sailhe, a bep tu d'imp, gant eur safar ingal ha galloudus, davet dounderiou an douarou. Krozal a rae evel eun aneval ramzel, hag e priate, en e argadenn diharzus ha gwevn, strollad difinv an inizi. Er reter, war aodou Izenac'h ha Porz-Navalo, e oa bihan-bihan an tiez gwenn war skramm ar c'hoadou glas. Eus tu ar c'huz-heol, avat, e flamm-flammine an dour. An inizi strewet er bae, etre Gavr-Iniz ha traezegou izel Lokmariakêr, a lakae tolzennou du-pod war gorre melezouriou trellus an houlennoui-gou herrek.

Fromet e oan, ha leun a gerse ouspenn. Tenna 'ris eun dic'houezadenn hir.

Hi, goude m' he devoe graet eun tammig kem-penn d'he fennad bleo, ha skoet taoliouigou war he broz, en em astennas a-c'houen war leton mei-nek lein ar grugell. He zoull-kil harpet war balmou he daou zourn. He sell en oabl. Gournijal a rae



eur mousc'hoarzig skañv war gorn he muzell. A ! gouzout talvoudegez ar mousc'hoarz-se !

Mouskana 'rae eviti hec'h-unan :

*Ar yaouankiz 'zo eur boked*
*Eus ar c'haera 'zo er bed*
*Nemet kozni hen diskarfe*
*Evit glac'har ne ray ket.*

▼

Diwar neuze ez eas fall ar c'hoari ganin, gant peoc'h va ene, a lavaran ; rak, hervez an diavaez, ne oa kemmet netra. Dont a rae Anna Bodri ken lies ha kent da straed ar Chalonied, e Gwened. Ker bliou he lagad, ken dibikus he bale ha gwechall, o komz diwar-benn pep tra gant spered, — kenei-lez tra ken, — evel ma ne vije ket bet, eur wech d'an nebeuta, eur vaouez evidoun eur plac'h yaouank istribilhet ouz va c'herc'henn, o c'houlenn aluzen karantez.

Me 'oa aloubet va buhez ganti. En em silet he doa em prederiou koulz hag e trivliou kigel va izili. Evit d'ezi beza e Douarnenez, pe Giberen, pe er Bono, me he sante sko em c'hichen ; he santout, he c'hlevout, he gwelout a raen. Hag en-dra ma skoen gant ar morzol ha gant ar gizell war skeu-denn Dahut, ar briñsez c'hadal, e laosken, a-we-chou, a vouez uhel, sorc'hennet ez-dihun, hec'h ano karet. Ken lies ha bemdez e touen ouzin va-unan em bije, hep gortoz mui, a c'hoarvezfe pez a c'hoar-vezfe, taolet pouez va anzao e skudell ar boueze-rez, hag, he rediet da zibab etrezoun hag egile.

Pa errue, avat, a chome berr ar gomz em gourlañchenn. Sounna 'rae va zeod dirazi.

A ! he gwelout o klouara eur wech all, gwelout ar skilbaotr tres amerikat-se o teneraat adarre ! Eur wech e kredis...

Kemeret e oa bet eun dremm gant skeudenn Dahut. Aner lavarout d'it dremm piou, Iribe paour ! Merc'h ar Roue Gralon he doa gwisket enebañs Anna Bodri : he mousc'hoarz diziraezus a lein krugell Gavr-Iniz, hag he diweuz o hoala an af ; he sell, eeun, ha nec'hus, evelato ; eun tal hag eur fri glan o zrolinenn, mez eur brennid c'houezet gant hiraez karantez....

Ar briñsez a enaoue tan gwazied dijentiled ha moridi ar Gêr-Iz, hep rei d'ezo zoken frealz eun allazig gwirion, he doa kemeret dremm an hini a garen, seul daeroc'h ma ne greden ket hen anzao.

Merzet e voe eur wech bennak an heñvelidigez gant Anna Bodri. Ma skoas en he daouarn gant joa eur bugel. Rei a reas d'in eur voñsadenn, ha lammat a reas ouz va gouzoug. Hag e strakas diou wech, teir gwech dioustu dioustu, trouz he fokou war va dioujod. Ken trumm, ken taer ma chomis alvaonet.



A-benn miz Here, e oa an delwennig kaset da benn. Lakaet am boa enni ar pep gwella ac'hanoun, ha n'am boa diskroget diouti nemet pa voe bet rimiet ha kaeraet er c'hoad-houarn distera roufenn, tanoa blevenn penn merc'h ar brezelour koz, dremm maouez va huñvre.

An tad eo a zeuas da gerc'hat ar skeudenn, gant



unan eus e baotred. Goude starda d'in va dourn ez eas war-eeun d'an delwenn, a oa war eun daoligtrebeziek, troet ouz sklerijenn ar maez. Tad Anna Bodri a oa madek-meurbet e vousc'hoarz.

— Sell aze eul labour, emezañ, hag a ray plijadur eston d'ar verc'h. Deut oc'h mat d'ezi, a-hend-all, n'oc'h ket evit kredi pegement. Mar plij ganeoc'h eta, e teuiot ganimp d'ar Bono. Ober a reomp eun tammig pred fenoz en abeg d'he fromesa a briedelez gant he c'henderv Rigadell, a Giberen. N'hon eus ket pell, e kêr, gant hor c'hefridiou.

— A ! emeve ; ha va mousc'hoarz a voe — a gement-se oun sur, — hegarat ha dizeblant, evel ma tere. Setu emañ-hi war-nes dimezi ?

— O ! ket dioustu !

— A-benn an nevez-amzer a zeu, a echuas ar mab.

— Aet e vijen d'ar Bono gant levenez, a respontis. Hizio, gwasa 'zo, ne c'hellan ket.

Breur Anna Bodri, azezet war eur gador, ne denne ket e zaoulagad diwar dremm ar skeudenn, eur penn sabatuet d'ezañ.

En diwez, e skoas eun taol war e vorzed, o sutella.

— Eun estlamm penaos e tenn d'ezi ! Ma ! paotr, te zo eun den barrek !

Ya ! eun den barrek e oan... Anna Bodri o kenloda ganin va buhez, me 'oa ennoun galloud da stourm ouz ar bed holl, ha pleget am bije d'am youl, a galon drant, ar c'hoad, an houarn hag ar vein. Biskoaz, e gwirionez, n'am boa labouret war eun delwenn gant eun ene ker birvidik. N'eo ket va dourn hepken, n'eo ket va fenn hepken a rene

va binviou ; nerz kevrinus, awen grouer, ne lavaran ket, eur fiziañs o c'houeza dalc'hmat, dalc'hmat, ma tihunen e-kreiz an noz gant eur vouez o hopal : urz an awen d'ar mevel ma oan :

— Sao ! kerz da skulta.

Eun den barrek e oan, sur ! Hag e brud va yaouankiz ! Biskoaz, avat, n'eo bet mui c'houezet va askre gant an anal lorc'hek-se. An hini he doa enaouet va ijin a zo bet drastet ganti va ene.

Ha me va-unan, an arzour a skultas dremm Dahut, dremm Anna Bodri, a zo chomet berr da veiza ar menoz kuzet a-dreñv o mousc'hoarz.

Dahut !... Anna Bodri !... A-ouenn o-diou, Iribe, a uhelouenn moridi bae ar c'hornog pella. Hoalus o-diou, hag o-diou, o hada, dre ma 'z eont, strafuilh ha dic'hoanag.

Anaout a rez, hep mar, an darvoud koz a zo chomet beo-buhezek en eñvor spouronet ar Vrezoned.

Evit seveni eur froudenn a Zahut, e verc'h muiakaret, e oa bet savet gant Gralon Meur, roue Breiz-Izel, eur gêr dredemarzus war aod ar mor. Doriou aour, ilizou ha paleziou marmor gwenn o lufra, eun estlamm, en oabl gleb ar Vro C'hlas, touriou uhel ha mogeriou ramzel, ma skoe outo noz-deiz tarziou ar mor, setu ar Gêr-Iz. Hag eno,

*Er penn kenta eus an diroll*
*Dahut o kas ar gêr da goll,*

gouez d'eur son a glevi e gana bemdez du-mañ. Rak Dahut, anvet ivez Ahes, a oa yaouank, kenedus ha gadal. Ma c'houeze kalon ar wazed, o soñjal enni. Ma rae ar wazed eviti follenteziou ar mil gurun.

Hini ebet, avat, ne c'helle fougeal en dije leuniet,



eur wech, goulloder hec'h ene hiraezus... hini ebet, rak Dahut o laze e-kerz an nozvez kenta.

Eun nozvez ivez, e-doug eur banvez Baltazar, a laka ar Vrezoned da skrija goude 1500 vloaz, e reas gwasoc'h c'hoaz : digeri a reas ar skluziou. Ar mor a oa gourlenn, Iribe, ha dirollet war e c'horre an amzer fall.

Merc'h ar Roue Gralon a zismantre hec'h-unan ar burzud he doa lakaet sevel e-tal ar mor.

Pe soñj a droas en he fenn, o sacha war he c'hêr braouac'husa gwalenn a c'heller sponta razi war c'hlannou izel an Atlantel, o tigeri an hent d'an tarziou en o froud, o veuzi ar Gêr-Iz ? N'eo ket d'in da respont. Eun dra a ouzon ervat : biskoaz n'eo bet pardonet d'ezi he zorfed.

Hag eun abeg all ez eus da zroukrañs an Arvoriz e-keñver ar briñsez darvoudus. Troet da vorganez, Dahut a zo tonket d'ezi kantren da viken en-dro d'an touriou dizac'het, er mor yen. Nemet chomet eo yaouank ha gadal, hag he c'hened a zo ker pennfollus ha gwechall. Gwa d'ar moridi a 'n em gav o sell gant sell an drelaterez, e doun an dour boull. Gwa d'an neb a selaou he mouez, pa zeu, dre izelvor, da c'hourvez war an aod. Mont a raint d'he heul, hep gallout mirout, davet priatadou he faleziou strink, e strad ar mor. Ne zaskoro, avat, nemet korfou maro o dremmou glas. Ha kañv en tiez bihan gwenn !

Ha milligadennou !

Evidoun, ma 'z eo barr va ene gant ar c'heuz d'ar baradoz a zo bet c'houitet ganin, ne damallin netra, — evel ne rebechin ket e c'houezoni d'ar mor, — n'oun evit tamall netra d'ar vaouez a reas eus va

ene, pa dremenas em buhez, al liorz strujus, ma kredis edo va ijin o tideñvi en he c'hreiz.

Dizec'ha 'reas va ijin, ya, en e zic'hoanag anzavet biskoaz, pa 'z eas diouzin, — heol ha dour, — mousc'hoarz Anna Bodri. D'in eo a oa da lakaat harz warni. Padal...

N'he gwelis ket nemeur e-pad ar goañv. Eur wech du-mañ du-hont. Ha ne veze ket alies hec'h-unan.

Neuze, eur mintinvez eus an nevez-amzer, e tegouezas em labouradeg, e straed ar Chalonied. Ken trumm ha bepred, hep muioc'h a ardou eget kustum, he sell liou ar c'histin ker sklaer ha biskoaz ; muioc'h dic'hoarz, ne lavaran ket, ha skourjezet troiennou he daoulagad.

— Degaset am eus d'it eun dra bennak, emezi. Deus !

Ha ni ha diskenn hon-daou betek an Hotchkiss. Bleuniou roz a oa ennañ, eur gwelead blot, peadra golei aoter iliz Alsasua, roz ruz bihan, mellou rozennou liou an dienn, fetis ha pounner, eur frond d'ezo, evel da c'houel ar Sakramant.

Gleb-gliz e oant.

Brao ha yaouank e oa ar mintin, evel arlene, p'hor boa en em gavet evit ar wech genta. Kavaned an iliz-veur a vage o cholori en oabl gwalc'het, dres evel arlene. Me, avat...

— Ha dont a ri d'am eured ? emezi, goude m'hor boe kaset war laez, ha lakaet e kement pod ha benveg keo a oa en ti ar briadou bokedou o c'houez melus. Ha perlezennou ar gliz a oa dudius o lufr war dremm voulouz rouanezed hol liorzou.

— Peur e vo lidet ?



— 'Benn dimeurz Fask, e Douarnenez.

— Ne c'hellan ket.

Ne c'houlennas ket : perak ? ne ziskouezas na kerse na displijadur — na plijadur, kennebeut. — Skei a reas taoliouigou skañv gant begou he bizied war lod eus ar rozennou. Hag ar bleuniou a vrañselle evel ma vijent bet lusket gant eun aezenn habask. Anna Bodri a oa troet he c'hein, hag he diskoaz stouet eun distera. Sailha 'reas warnoun eur c'hoant direiz da sanka va dent e kroc'hen flour ha gwenn he choug, dindan he skouarn vihan, da hopal d'ezi va c'harantez mantret...

N'oa ket mui poent.

Petra lavarin d'it ouspenn ? Dahut he doa digoret doriou ar skluz. Abaoe, war c'horre ar Gêr liñvet e ruilh-tiruilh an houlenn-vor. Ne vez ket adkavet an amzer aet e-biou, ha daoust d'ar gredenn goz en he adsorc'hidigez, beuzet mat eo ar Gêr-Iz.

Anna Bodri, — n'eo ket kablus, a-dra-sur ; marteze zoken ne ziouetas ket drama va diabarz ! — goude m' he doa graet pinvidigez, levenez ha lorc'h va ene, a zirolle warnañ lano eur c'herse hep digoll.

Keit ha ne voe ket dimezet gant ar c'henderv, an hini a werze ligistri e Kiberen, e padas em c'hreiz eun n'ouzon ket petra, eur vorzidigez em c'heñver va-unan diaes da zisplega d'it.

Goude, avat, e tifoupas an douriou. Golei a rejont strad douna va c'halon, beuzi a rejont oberou beva va ene...

*Ra vo graet bolontez Doue !*

a chourglemme ar paour kaez roue Gralon, war venez Hom, e-tal e gêr dismantret. Me na/glemmen, ne l na ne beden, na ne ziserren va dent, na ne stouen. Dizec'ha, ne lavaran ket. Mont a raen dre straedou kamm-digamm va c'hêr goz hep gwelout he ziez treuzigellek. Da noz, e tihunen, gwasket, o terc'hel dre va huñvre — dre va huñvre nemetken ! — ar furmou karet :

— Anna Bodri !... Anna Bodri !...

Skina 'rae en deñvalijenn, glaslivet evel dremmou da vignoned aet pell a zo da anaon. Ar bleuniou, zoken, ar bleuniou a oa bet degaset d'in ganti, nebeut a-raok hec'h eured, en em stumme en-dro d'in e doare kurunennou kañv.

Ne gaven mui blaz da netra. Ne anzaven va c'halonad ouz den. Dizeria 'raen war va zreid. Ma selle va mamm ouzin gant daoulagad ankeniet, digomz. Ma lavare d'in va gwella keneiled.

— Labourat a rez re !

Labourat ? malloz va buhez ! N'em boa mui na feiz nag awen ! Evel Doue, en em gaven gouest, pa zarempreden Anna Bodri, da groui pennoberou gant netra. Pa voe aet diouzin, e tianavis ar gened, hag ez en em silas em izili an diegi, hag e vorzas va skiantou.

▼

Pa ganas en-dro ar goukoug, da lavarout, pa skrijis va estrenvan, bloaveziou diwezatoc'h, ne welen mui ar bed gant daoulagad va yaouankiz...

Hag abaoe 'm boa foetet-bro.

...E traoniou klouar Breiz-Izel, e tarz atao an andoniou. Mousc'hoarzin a ra, evel gwechall, glazvez ar parkeier, hag ar vilfid, goude ar glao, a c'houitell sart er gwez evlec'h, evel gwechall. An dour a ruilh atao en-dro d'an inizi. — Ne gemm netra e Breiz-Izel ! — Ha yaouankiz va bro a steu, evel ma ris, huñvreou beo evel an nevez-amzer.

Hag e kredont e pado o huñvre da viken. Ra bado keit ha ma c'hello padout !

Spontus eo didouella, Iribe, ha dihuni eur mintinvez o kavout ez eur aet koz.

GWENED 1931.

▼

# Notennou

## LEVRIOU NEVEZ

*Geriadur Bras Gallek-Brezonek* an Ao. Vallée, embannet gant an « Imprimerie Commerciale de Bretagne », Roazon. — Kenderc'hel a ra al labour bras-mañ da zont er-maez, evit mad ar brezoneg hag ar vrezonegourien.

*Foér Veriadeg*, gant an Ao. Mary, embannet e rannyez Wened gant « Dihunamb » ; priz : 4 lur (skriva d'an Ao. L. Herrieu, Sant Karadeg, Henbont, c/c. 241.28, Naoned). — Setu amañ eul levrig koant, moulet mat, ennañ skeudennou plijus, daoust na dennont ket nemeur d'ar skrid, lod anezo. Dister a-walc'h eo talvoudegez lennegel labour an Ao. Mary, anezañ eun adskeud gwan eus *Levr al Labourer*, hag o tiskouez dreist-holl levezon ar glaselez, stumm an 18-vet kantved. Hogen prizius bras eo koulskoude, dre an taolennou a ro eus boaziou eur c'hornadig a Vreiz-Izel. Seurt taolennou eus hor buhez-ni n'int ket stank en hor yez.

Rebechet e vo d'imp adarre beza re zouget da rannyez Wened. Ma ! erbedi a raimp evelato al labourig-mañ d'an neb en deus c'hoant mont dounoc'h en anaoudegez hor yez. Ne c'hell ar yez unvan beva nemet diwar studi aketus ar rannyezou.

## BODADENN « OBER »

Tud « OBER » o deus en em vodet e Brest, d'ar meurz 29 a veurz. Labour a zo bet graet, hag e brezoneg. Eur skouer vat.

## AR C'HELAOUENNOU

Kresket ha gwellaet eo *Breiz* abaoe eur pennad. Evit *Feiz ha Breiz*, lavaret e vefe emañ o tihuni, dreist-holl gant harp an Ao. H. Caouissin. An niverennou diweza a zo kalz muioc'h diouz doare ar bobl. *Dihunamb* a zo kempennet bravoc'h, hag embann a ra, e-touez traou mat all, pennadou gant P. Tual, ha n'int ket fall tamm ebet.

## AR SIMBOL

Diou arnodenn a zo bet graet nevez 'zo, unan e Paris, d'an 23 a viz genver, eben e Roazon, d'an 29 a viz c'houevrer.

A zo bet kavet barrek :



En arnodenn genta : An Ao. des Déserts, Gennevilliers. — An Ao. A. Girard, Paris. — An Ao. M. Audic, Paris.

En eil arnodenn : An Ao. Coulouarn, Roazon.

## BREZONEG AR VUGALE

Setu amañ roll ar profou bet e-doug miz meurz :

Mona Sohier : 10 l. — An Ao. Sidaner ha mignoned : 15 l. — An Ao. Gw. Berthou : 100 l. — Abeozen : 10 l. — An Ao. Mélia : 100 l. — An Ao. Hena : 50 l. — en holl : 285 l.

Setu amañ roll al levriou kaset :

Landreger : 750 l. — Gwipavaz : 290 l. — Serwel : 30 l. — Sun : 300 l. — Ar C'hastell-Neve : 575 l. — en holl : 1.945 l.

Chom a rae er c'hef, d'ar c'henta a viz ebrel : 1.469 l.

# KANNADIG GWALARN

## 1.000 KOUMANANTER A RANKOMP KAOUT
### a-benn miz-here

KANNADIG GWALARN a vo moulet bep miz diwar ar 15 a viz here. Ac'han di e rankomp kaout koumananterien, ar muia a goumananterien ar gwella : tud a Leon, tud a Gerne, tud a Dreger, tud a Wened, graet e vo evit an holl, hag e klasko plijout d'an holl. An tad-koz evel ar bugel, ar c'houer evel ar c'hêriad a gavo ennañ ar pez en deus c'hoant hag ar pez en deus ezomm da lenn.

N'omp ket pennou avel. Hag a-raok sevel KANNADIG GWALARN, hon eus sellet dre ziou wech, — dre seiz gwech marteze. Daou dra a oa ret : da genta, ret e oa ma vije diazezet start GWALARN, — d'an eil, ret e oa kaout arc'hant.

Diazezet start eo GWALARN. Biskoaz, er mareou dua zoken, n'hon eus kuzet ar wirionez ouz hol lennerien. Pa 'z ae fall an traou gant GWALARN, hon eus lavaret ez aent fall. Bremañ ma 'z a mat an traou, hen lavarout a reomp ivez. Plijet gant Doue e kendalc'hint da vont er bloaveziou da zont evel er bloaz-mañ !

E sell eus an arc'hant, dre espern tamm-ha-tamm, ha lakaat eus hor godell, graet hon eus en doare ma c'hellimp moula KANNADIG GWALARN e-pad eur bloaz, *zoken hep eur c'houmananter.*

Kompren a reer, avat, e rank hor C'hannadig, evit ober ar vad a c'hell ober, hag ober berz diwezatoc'h, kaout koumananterien. En em drei a reomp eta war-du hol lennerien ha mignoned, ar re o deus roet d'imp o skoazell hep marc'hata ken alies, ha goulenn a reomp diganto :

1° Koumananti o-unan d'ar C'hannadig, ma n'o deus ket graet dija.

2° Klask d'imp koumananterien tro-war-dro d'ezo.

3° Kas d'imp adresou tud a c'hellfe koumananti, pe adresou konversanted a c'hellfe gwerza ar C'hannadig en o stal.

Ra vo intentet mat gant an holl ne deo ket ar C'hannadig eun afer a netra. Eun dra a bouez eo, eun dra a dle padout hag en em astenn. Bez' ez eo, e-kichen GWALARN e-unan ha « Brezoneg ar Vugale », an dra bouezusa hon eus savet betek-hen : *kaout eur gazetenn viziek, e brezoneg ar bobl, disheñvel diouz ar c'hazetennou all, dre ma vo graet da blijout dreist-holl, da rei d'ar Vretoned an diduamant na gavont bremañ nemet er c'hazetennou gallek* — (*Evel just, ezomm ebet da lavarout, diduamant yac'h hag onest.*)

Penaos, e vimp skoazellet, hen gwelout a raimp er miziou-mañ. Skoazellet mat pe fall, kerzout a raio KANNADIG GWALARN. Gouzout a reomp, avat, n'eo ket en aner e vez graet eur c'halvadenn d'ar Vretoned vat, atao stankoc'h-stanka (daoust na ouzont ket o-unan a-wechou emañ o niver o kreski), hag o deus touet e doun o c'halon labourat gant o holl nerz evit o yez hag o bro. E penn an hent emañ an trec'h, mignoned ! Trugarez en a-raok !



*Ar Merour* : Y. Drezen.

